

# CANTIC

# SANTEZ PHILOMEN,

## GUERC'HES HA MERZEREZ,

*Embannet Santez gant hon Tadou Santel ar Pabet Leon XII ha Gregor XVI, o veza abaoue nebeut amzer beniguet ouün demeus e imachou er guær a Rom, penn-lec'h eus ur bed christen.*

*Var ton Revit Montroulez.*

SELAOUIT, me ho supli, Breizis a bep canton,
Explica burzudou bras ho cargo a eston,
Grêt var ur Santez nevez, so hanvet Philomen,
Hac a dle interessi oll Breizis christenien.

*Disoloidiguez corf Santez Philomen.*

Er bloa mil eiz cant ha daou, dre c'hraç Salver ar bed,
Er bemp varnuguent mis mae e c'horf a voe cavet
Epad ar fouill a vez grêt bep bloa e Rom christen,
El lec'h a so consacret da vez ar verzerien.

E ean santez Priscilla, varzu Salaria,
E tisolojot dabord bez ar Zantez vras-mâ,
Var bini e voa gravet e scritur bras en dro:
« O Philomen! ar peoc'h ganeoc'h-hu ravezo!... »

Qerqent ha ma voe savet gant calz soign ar men bez,
E veljot prest relegou ar Zantez Merzerez,
Hac ur vessel en p'ini e voa goad disec'het,
Ar pez a laqas eno an oll goal estonet.

Ar goad-se a voa certen merq ar verzerenti
A anduras Philomen dre ur maro goal gri.
Se a voa un test güirion penos voa dre vertus
E devoa hi er scuillet dre e feiz en Jesus.

*Histor Merzerenti Santez Philomen.*

Merzerenti Philomen so bet anavezet
Dre nombr a vercou patant var e men bez güelet;
Dre revelationou grêt d' veur a hini
Pere o devoa certen devotion dezi.

Ar c'henta merq voa un heaur, symbolen esperanç,
Hac ivez un test güirion demeus an oll souffranç
A anduras Sant Clemant demeus abers Trajan.
P'oe stlapet e fonç ar môr dre urz roet gantân.

An eil voa ur byr, a verq merzerien paour Jesus,
A zinifie poan vras hi tourmantchou eüzus,
Hanval diouz ar rê horrubl a ras Diocletien,
Pa laqas merzerenti an tribun Bastien.

An drivet voa ur balmes, placet e creiz ar bez,
Evel sin eus ur victor eclatant, leun soüez,
Gounezet var grueldet an infam barnerien,
Ha var an harrach horrubl demeus ar vourrevien.

Neüze e velet daou byr var zu'n traon hac an nec'h,
Pere a sonjet a voa mercou demeus an tec'h
A guemeras un engen var menez Gargano,
Pa gonservas sant Mikeal ur messaer voa eno.

Anfin, güelet a rejot ur fourdelis ive,
Symbolen a inoçanç hac a virginité,
Pere en em unani eno oll assambles
A zisqeus voa Philomen Guerc'hez ha Merzeres.

Qementse so affirmet gant tud meurbet güirion,
Pere so bet enoret a revelation,
E pere e velent sclêr ar pez e d'oa souffret



Santez Philomen d'ar poent ma voe merzeriet.

Er revelationou e tisqjont pen-da-ben
Qement a voa ervuet gant Santez Philomen
En ur léçon qer patant ma eljont rei neuze
Oll detaillou a vuez demeus ar Santez-se.

*Dizouguennadur corf Santez Philomen.*

Lavaret hon eus e voa chommet corf ar Zantez
E Rom ebars en ur stat leun a diistidiguez,
Betec ar bloaves mil eiz cant ha pemp varnuguent,
Ma voe neuze embret dre c'hraç Rone ar Zent.

Dom Frances a Lucia ha dom a Cesare,
Dent eus a Naples da Rom, dre urz ar Pab neuze;
Emàn es it gonarnt diices Polenza,
Hac a glasqe relegou demeus ar Zent Fressa.

Pa voa e tal relegou ar Zantez Merzerez,
E santas en e galon calz laouenidiguez,
Hac e c'houlennas neuzé corf ar Verzerez-màn
Da reposi gant enor en e Ilis dezàn.

Neuze gant solemnite en em hastjot d'e e'hass
Da Mennano, var anter Itron Varia C'hraç;
Preuven eme Sant-Bernard, d'an oll bobl christenien
Voa agreabl da Zoue hor Zantez Philomen.

E statu a voe seultet neuze qerqent eno,
Ur garlantez a fleur caer d'e fenn a rê an dro;
En e dorn deo voa ur hyr, hac ebars e dorn cleiz
Ur balmes, ur fourdilis: preuv chastete ha feiz.

Er bloa mil eiz cant trivac'h, ouspen daou varnuguent
E voe c'hoant ornu'r chapel caer oc'h calz eguet qent;
Digoret voe an arched a Santez Philomen;
Mes selaouit ar miracl, va breudeur christenien.

Qerqent m'oe disoloet d'ar bobl ar Santez-mà,
E voe an oll estonet er féçon estrancha,

Hac chenchet doa a-hostir; e oll ornamantchou
A voa caeroc'h, ha ar joa voa var e oll trejou.

Derc'hent deiz ar Pantecost, diouz costez cloiz e fenn,
A voa noas, e poulsas prest eus a v'ëo ur guchen,
A renjet qer brao ha tra, ma vije lavaret
E voa o paquez beza gant ur soign vras fichet.

Pa voe güisqet a neve a zillat caer, brillant,
En e c'havet calz brassoc'h d'ar re eno presant;
Coulz hac e arched tez a somjet gouscoude,
A vije bet calz re vras, mes just avoalc'h e voe.

Ar C'hardinal-A c'hescop demeus a guær Naples,
Deut evit ar benjpét gorch da vejet ar Zantez,
En em gavas gant eston eno calz surprenet,
Ractal ma voe dirazan an arched digoret.

Epad ma voa occupet demeus e oferen
E fixe e zaoulagad var Santez Philomen,
Hac o comz ouz daou Escop a voa en e guever,
E lavaras deo sioul bras, gant ur galon dener.

» C'houec'h mis a so, Autrone, voe'n arched scielet.
» Dirac va daoulagad propr ebars e pemp andret,
» H, ne voa qet ar Zantez evel ma màn bremàn:
« Ezet eo guelet eus bet cheuchamant bras ennàn. »

Qerqent an oll bobl a voa ebars en templ divin
En em stringas devot bras var bennou e zaoulin,
Evit pedi gant fervor hor Santez Philomen,
Gourvezet en e arched, e bisach oll laouen.

Be hor bez da niveri, ma rancfemp oll conta
Ar miraclou operet dre e'hraç ar Zantez-mâ;
Credomp hep muiqen e zeo protejet calz en ê,
Hac ec'h obten alies e vouyou ouz Doue.

Bet eo, eme Concil Trant, gaout ha conserv bepret
Imach Doue, ar Verc'hes, ar Sent ha Santezet,

Evit renta deoc enor ha veneration,
Evel ma zeo ordrenet dre hon Religion.

Dom Rodago, Chaloni demeus Aprecina,
A voe galvet da gavet Escop Portanova,
Evit scrifa ar vuez a Zantez Philomen,
Ma elje servich da squër d'an oll bobl christenien.

Ar Chaloni a erru evit oboissa,
Mes qer clàn eu em gave n'elle qet a scrifa;
An Escop a boq perqent da imach ar Zantez,
Ha ractàl eo parret an den clàn leun souez.

A hep nu e tire te eno ur bobl inmanç
Evit pedi ar Zantez d'obten dre e fuissanç
Yec'het ha soulajamant en o oll ezomou,
Hac oll e voent peurgarguet eus e donesonou.

Lavaret eller certen, hep beza tamallet,
E zeo impossubi nombri ar graçou e deus grêt
Santez Philomen atao d'ar re e invoqe,
Ar pez so güir desteni ez caret gant Doue.

Ar vugaligou bian, coulz evel an dud vras,
Dre c'hraç Santez Philomen, galloudus a viscoaz,
A obten soulajamant en eur dont d'e fedi;
Rac james ne a bandou an neb a sonch enni.

Burzudou eus ar brassa e devens operet,
Da guement o deus enni ur gonfianç barfet,
Lennit gant soign e histor, me ho ped, christenien,
Hac e vezot devot bras da Santez Philomen.

Sant Yan eus a Damascen a deu da brezegui
Sevel hisou d'ar Zent, ha dont d'o veneri;
En eur bedi anezo gant hon oll gonfianç
Hor bezo evit certen eus e kon recompanç.

Sant Augustin a lavar: Pa heder Merzerien,
Na dleer james goulen favent na mad terrien.

Més hepqen beza oll dign da heuill o vertuziou,
Evit ellont possedi demeuranç er joayou.

Rac se eta, me ho ped, va breudeur christenien,
Imitit hor Merzerez, imitit Philomen,
Evit ellout parveni, pa goittaot ar vue,
D'ar c'hraç da veza ganti en barados Doue.

Beillit var ho taoulagad gant calz attantion,
Tec'hit ouz an nosvezion, goal gouversation;
Tec'hit onz ar vanite, ouz an oll bombançou,
Ouz a voal gompagnunez ha demeus an dançou.

Un devotion solid a dle caout peb christen
Evit meritout faveur hor Santez Philomen;
Rac-se bet e peb amzer eus a greiz ho calon,
An attachamant vrassa vit hon Religion.

Bezit atao beniguet, dreist oll, Doue Santel,
Doue admirabl atao en ho Sent, Eternel!
Doue just ha Doue créu, grit deomp dre bep effort
Beza oll dign dioûzoc'h, Tad a viserícord.

Leveromp peb a *Bater* hac ive peb a *Ave*
Vit hon Tad Santel ar Pab, vit an Ilis ive,
Ma reuo ar Feiz Christen dre hêvar c'horn ar bed,
Vit en asgre an Ilis ma vimp oll unanet.

Autrou Arc'hescop Paris en devens approuvet
Ma vije bet Relegou Philomen exposet;
Ha dre c'hraç Doue, breuâ en hor luô o gueler,
A drugarez an Autrou Escop eus Gueniper.

D'ar Sul goude Anter-Eost eo fixet ar Pardon
En Ilis Landevennec, plaç a zevotion,
Unan demeus ar gôssa Ilisou Breiz-Izel,
Hac ar muia darempret gant ar Breizis fidel.

E Goengamp, Landreguer, ha plaçou al christen
E seus bet solemniset gouel Santez Philomen :

Abars nebeut vo guelet dre oll e Breiz-Izel
Celebri goüel ar Zantez gant devotion fidel.

O c'h achui ar C'hantic, leveromp a galon
Gant nn ene penetret a vouir devotion :
O Santez bras Philomen! pedit evidomp-ni,
Ma zaimp dirac-hôn Doue ganeoc'h d'en adori.

Ar voerz-ma a zo lennet demeus ul levr bian
Zo imprimet e Paris, var all levr a Lauzan,
Approuvet gant Doctoret demeus an Itali,
Stuet gant Escop Lauzan, hanvet Pier Tobi.

FIN.

---

Herves an anaoudeguez acquisitet var Santez Philomen, e voe merzeriet d'an oad a 13 vloas, e Rom, dre urz an impalaer Diocletien, vardro ar bloavez 300 goude Guinivelez hor Zalver, hac e voe enterret er c'hao bras destinet da recev corfou ar Verzerien. E c'horf a voe disoloet er bloas 1802, evel a lenner er C'hantic-mâ.



E Rom e voa ur c'havarn divusul dindan kær, hanvet en gallec *Catacombe*, e pehini ec'h enterret guechal ar gristenien hac en em guzent evit tec'hel diouz persecution horrubl ar bayanet. Eno, ar gristenien a celebre ar Mysteriou Santel e cuz, e canent meuleudiou Doue, ec'h expliqent an Doctrin Gristen, e content combatjou ha victorion ar Verzerien, eus a bere ar c'horfou a voa bet

tennet eus ar flammou, pe demeus adre dent pe sqilfou an anevalet feroç, evit receo ar sepultur etouez o breuder maleurus.

Ar beziou a zo renqet eno pen-da-ben da c'halerion stris. Eno e zint placet en grotennou creuzet er vurailh ou ha closet gant ur men plat, var behini e zeus peurvuia ur merq benac eus ar gristeniach hac eus an esperanç. Avichou e lenner ar seurt sopplic da behini e zeus dleet ar gurunen a verzerenti.

E Rom e voa ur plac hanvet *Arèn*, pe blacen vras, pehini a vije guechall distrempet eus a voad un niver bras a Verzerien. Eno ec'h exposet anezo d'al loened goez, hac ar bobl, qer cruel eguet an tigret hac al leonet, rènqet eno en dro hac hep danjer a guemere plijadur o velet ur seurt earnach eüzus. « Ar Gristenien ! ar Gristenien d'an anevaled » a grient-ii, ha qerqent ar Gristenien baour a vije didreinet var ar plaç evit beza diframmet etre dent ha sqilfou al loened furius, hac ar bobl cruel a yude gant ur vouez ifernus : « An anevaled ! an anevaled !... » Hac ar bobl vouane-se ne voaint contant nemet pas velent diframmet a bastellou memprou ar Verzerien baour, pere a velet c'hoas a lodennou o finval a beb tu !






E Montroulez, eus a Imprimeri LEDAN.

